GWALARN

# DOUR AR C'HALVAR
# EUN DEN A NETRA

PEZIOU-C'HOARI
GANT
ROPARZ HEMON

103
MEZEVEN
1937

# DOUR AR C'HALVAR
# EUN DEN A NETRA

PEZIOU-C'HOARI

GANT

ROPARZ HEMON

*Peziou-C'hoari gant Roparz Hemon*

AN TAN E TI KERNASPREDEN — LINA .. 4 lur

*Troidigeziou*

AR PLAC'H DIANAV (A. Blok) .. .. .. .. 4 lur

FOSTUS, AN DOKTOR DAONET (C. Marlowe) .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. 4 lur

NEVEZ-AMZER (T. C. Murray) .. .. .. .. 4 lur

AR C'HOUMOUL A DEC'H (A. O. Roberts) diviet



Eur Mister eo « *Dour ar C'halvar* » ; en abeg da se, evel Misteriou koz Breiz, savet eo e gwerzennou.

Da heul eo bet admoulet « *Eun Den a Netra* », diviet pell 'zo, hag a veze goulennet diganimp eur wech an amzer.

R. H.

Tud ar c'hoari :

AN DEN

EUR WRAC'H

EUR BUGEL

# DOUR AR C'HALVAR

*War ar maez e Breiz-Izel, eun abardaevez hañv, tost da serr-noz. Eun hent digenvez e-kreiz ar meneziou. A-gleiz, eur c'halvar koz. Nepell diouz ar c'halvar, en traoñ, eur feunteun.*

*An den a zeu tre. Gwisket eo en eur vantell hir. Doare a zo d'ezañ da veza skuiz.*

AN DEN

Mont pelloc'h ?... ha perak ?... er bed a-bez
N'eus lec'h ebet evidoun ken... O bro
Va c'havell ! te, a fellas d'in adwelout
Eur wech kent mervel, setu-te dirazoun :
Pradeier flour ha dremmwel kuñv ha gwaziou
Lirzin ; ha me, dianav d'it, dre 'z hentou
O vont bepred, e-giz eun estren ; te,
Ken tost d'am c'halon !

(*Paouez a ra eur pennadig*).

Echu eo. Ar stourm
A laz ar stourmer. Labour, pal, huñvreou,
Ho stlepel a ran holl evel ma stlapan
Ar vantell-mañ diwar va skoaz !

(*Stlepel a ra e vantell ; bez' ez eus eur rollad korden gantañ en e zourn*).

Ha setu
Ar benveg kaer am eus degaset d'it,
Krist, doue koz va zadou ! Nevez-flamm
Ha lufr ez eo ; gant ma vo start a-walc'h
Da zivrec'h treut da zougen bec'h va c'horf,
Mui ne c'houlennan ; rak warc'hoaz e vin
Pell ac'han, dieub-mat, a-dreuz d'ar vevenn
A zalc'h an naon, ar spont hag an dic'hoanag.

*(Emañ o vont da lakaat ar gorden en-dro d'ar groaz pa glever trouz).*

Petra eo se ?

*(Eur wrac'h a zeu tre; hopal a ra a-raok dont war al leurenn).*

AR WRAC'H

Hola, va den,
Dre ahont oc'h bet o vale ?

AN DEN

Ya.

AR WRAC'H

Gwelet hoc'h eus marteze
War an hent eun dañvadig gwenn ?

AN DEN

N'em eus ket.



AR WRAC'H

Ma ! me 'zo nec'het !
Va dañvad 'n deus torret e nask
Er mintin-mañ. Emaoun o klask
Abaoe, ha n'em eus kavet
Roud ebet anezañ. Goulenn
Ha goulenn am eus graet, padal.
Koulz' vije bet d'in dont raktal
Amañ dres d'ober eur bedenn
E-tal ar groaz, ha da souba
Va dourn en dour d'e gaout en-dro.

AN DEN

En dour ?

AR WRAC'H

Ne doc'h ket eus ar vro
Neuze ? N'hoc'h eus ket klevet 'ta
Komz eus ar feunteun vinniget ?

AN DEN

Biskoaz, nann.

AR WRAC'H

Amañ 'teu an dud,
Peogwir en dour 'z eus eur burzud.

AN DEN

Eur burzud ?

Ar Wrac'h

Ma 'z eus bet kollet
Eun dra bennak, n'eus forz petra,
Eur gwenneg, eun teñzor zoken,
Daskoret e vez d'e berc'henn
Ma teu amañ da zaoulina.

*(Tenna a ra eur chapeled eus godell he zavañjer ha mont da zaoulina e-tal ar feunteun. Eur bedennig a lavar, ha goude, souba a ra he daouarn en dour. An den a dosta ouz ar groaz).*

An Den

Froudenn pe froudenn ? He chapeled brein
Gant hounnez, pe ganin va c'hoantou gouez ?
Hon-daou o vale kevret Traoñ ar skeud,
O c'hoari hag o c'hoari ken na zeu
Ar maro da echui holl. An Ankou
Hepken 'zo madelezus, hag a zigor
D'an holl Paradoz an Ankounac'h glan.

*(Ar wrac'h a sav).*

Ar Wrac'h

Setu ! mont a ran adarre
D'ober eun dro ; a-raok an noz
'Z eus c'hoaz eur pennad da c'hortoz.
Bremañ e kavin marteze.
Kenavo !

An Den

Kenavo !

*(Ar wrac'h a ya kuit ; hogen raktal e teu en-dro).*



Ar Wrac'h

Klevit !
Pa soñjan : ma teu va dañvad
Da dremen amañ, arabat
E lezel da vont kuit ; krogit
Ennañ, mar plij ; ne vin ket pell ;
Dalc'hit anezañ.

An Den

Hag a rin.

Ar Wrac'h

Bennoz Doue ! bremaik e vin
Distro ; pe c'hoaz 'c'hellit gervel.

*(Pellaat a ra. Eur c'houibanadenn a glever. Dam-c'houde e teu eur paotrig eiz pe nao vloaz diouz an tu ma oa deut ar vaouez a-raok).*

Ar Bugel

Klevet em eus unan bennak
O kaozeal. Hoc'h-unan-penn
Edoc'h aze ?

An Den

Ya ; eur bedenn
Edon o lavarout dirak
Ar c'halvar.

Ar Bugel

Me am eus klevet
Mouez eur vaouez hag ho hini.

AN DEN

Feiz, paotr, te 'zo tano da fri
Ha da skouarn. En em gavet
Oun amañ gant eur vaouez paour
A oa dianket he dañvad.

AR BUGEL

Marjani goz ? Se 'zo graet mat !
Paour hounnez ? Hounnez he deus aour
Hag arc'hant, ha c'hoaz parkeier
D'ober teil ! 'Viti 'm bije keuz
Da ober tra ! Lakaet he deus
Ac'hanoc'h da lonka gevier.

AN DEN

Doare eur baourez oa d'ezi.

AR BUGEL

Peogwir eo tost d'he gwenneien,
'Vez gwisket 'vel eul loudourenn.
Met me 'anavez Marjani :
N'eo ket 'vit eun dañvad kollet
E vo kalz gwasoc'h. E-lec'h me,
'M eus kollet muioc'h.

AN DEN (*outañ e-unan*)

Adarre,
O tont d'ar feunteun vinniget,
Unan all ?



AR BUGEL

Eur pez dek gwenneg,
Unan brao, unan nevez-flamm,
'M boa bet disul digant va mamm !
E gollet 'm eus en eur redek
Da vont d'ar skol ; ha klasket-mat
Em eus koulskoude.

AN DEN

Ha deut out
'Trezek an tu-mañ da sellout ?

AR BUGEL

Nann.

AN DEN

Perak ?

AR BUGEL

'Baoe eur pennad
N'oun ket bet dre amañ ; me 'oar
N'eo ket amañ.

AN DEN

Ha dont a rez
D'ar feunteun santel ez enkrez.
N'eo ket gwir ? Gant dour ar c'halvar,
Kement tra gollet a gaver
En-dro ?

AR BUGEL

'Vel-se 'vez lavaret.
Bremañ dizale 'vo gwelet
Ha gwir ez eo.

(*Mont a ra da souba e zourn er feunteun*).

AN DEN

Pegeit amzer
'Ranker gortoz ?

AR BUGEL

N'ouzon dare.

(*O tiskouez e zourn*).

Ma, gleb eo va dourn.

AN DEN

Da chupenn
A zo gleb eun tamm mat ouspenn.
Ha bremañ, paotr ? petra 'ri-te ?
Klasket-mat ec'h eus ez kodell ?

AR BUGEL

Kentoc'h dek gwech eget unan.

AN DEN

Klask adarre !

AR BUGEL

Pa lavaran
D'eoc'h !



(*Goullonderi a ra e c'hodell*).

AN DEN

Sell! nag a draou: eur c'houitell,
Eur gontellig, eun aval blot,
Eur grib, eur voest alumetez.
Sell, sell 'ta ! aze 'mañ da bez
Dek gwenneg !

AR BUGEL

Me n'oun ket diot.
Hemañ 'zo unan am eus bet
An deiz all o vont d'ar marc'had
Gant va zad-koz.

AN DEN

Hag ar pakad
Paper-mañ ?

AR BUGEL

Ne zivinit ket
Petra 'zo e-barz ?

AN DEN

Nann avat.

AR BUGEL

Kartou !

AN DEN

Kartou ?

AR BUGEL

Ya... Selaouit...
Ha ma c'hoarifemp ?... mar kirit,
Evit dek gwenneg ? Eur pennad
Amzer ne vo ken.

AN DEN

Ma ! gortoz
Ma welin. N'oun ket pinvidik.

(*Furchal a ra en e c'hodell*).

Eo ! Aze 'm eus c'hoaz eur pezig
Dek gwenneg.

(*Ar bugel a sell piz ouz ar pez-mouneiz*).

Met hemañ 'zo koz :
N'eo ket da hini-te.

AR BUGEL

Pelec'h
Ez aimp-ni da c'hoari ? E-tal
Ar groaz ?

AN DEN

Diwezat eo ; teñval
E vo bremaik.

AR BUGEL

Bezit dinec'h :
Loar a vo.

AN DEN

Met, se n'eo ket brao
C'hoari kartou, ar vugale !



AR BUGEL

Aon hoc'h eus da goll marteze ?

AN DEN

Ma ! ne vern, paotrig, deomp atao.

(*Azeza a reont war dereziou ar c'halvar. En eur zivizout e c'hoariont*).

AR BUGEL

N'oc'h ket eus ar vro-mañ, moarvat ?

AN DEN

N'oun ket. Emaoun o tont a bell.

AR BUGEL

A bell-bras ?

AN DEN

Nann. Bro va c'havell
A zo tost amañ. Met kuitaat
Va farrez am eus graet pell 'zo.
Hag abaoe 'maoun o kantren
Er broiou tomm, er broiou yen.
N'eus ket pell ez oun deut en-dro.

AR BUGEL

N'oc'h ket martolod ?

AN DEN

Nann.

Ar Bugel

Soudard?

An Den

Nann.

Ar Bugel

Marc'hadour ?

An Den

Nann.

Ar Bugel

Pe vicher
A rit-hu neuze ?

An Den

Tremener.

Ar Bugel

Ar vicher-se ne deu ket lart
An den ganti. Eun tamm korden
A zo ganeoc'h. D'ober petra
Ar gorden-se ?

An Den

D'en em grouga.

Ar Bugel

Ya, pe da grouga kilheien,
Polezi, yer ha poñsined,
Konikled, gwazi, houidi,



Koailhed, drasked ha klujiri :
Ho micher 'zo anavezet !

An Den

Te n'out ket eur paotr diwezat.
Ha padal e kredez koñchou
Ar gwrac'hed koz ?

Ar Bugel

Ar burzudou
'M eus gwelet gant va daoulagad
A rankan kredi. Ha re all
'Zo bet kontet d'in gant ar re
O doa o gwelet. Ha goude ?
Ma n'eo ket mat, n'eus netra fall
O souba e zourn da welet ?

An Den

Abaoe pell emañ ar boaz
Dont amañ ?

Ar Bugel

Ya sur, meur a vloaz,
A c'hellit kredi. Ne oan ket
Ganet, na va mamm kennebeut.
Met klevet em eus an istor :
Penaos, eus an tu all d'ar mor,
E-barz ar vro-mañ e oa deut
Eur sant da ober pinijenn
Ha da brezeg ar wirionez
D'an dud a oa fall o buhez.

Eun deiz ma edo o tremen
En traoñ, ahont, a-dreuz d'ar prad,
'Voe laosket warnañ eur bagad
Chas gouez. Ar paour kaez den
A rankas redek par m'hellas ;
Hag amañ 'teuas da goueza,
E-tal an hent. Ne oa netra
Amañ neuze. Bez' e chomas
Gloazet, leun-wad, tost da vervel,
Eur pennad mat. Neuze, setu
Eur vaouez o tont eus an tu
All d'ar c'hrec'h. Hag heñ ha sevel
E benn eun tammig, ha goulenn
Eur banne dour dre drugarez.
Eur vaouez vat e oa hounnez ;
Gervel a reas amezeien
'Oa tost ; an holl a zeredas
Prim-ha-prim d'ober war e dro.
Hag ar sant, saveteet ganto,
A-raok mont kuit a lavaras :
« 'Vit an neb en devo sec'hed,
Amañ 'vezo dour da viken ;
Hag amañ 'vo graet e c'houlenn
D'an neb a sank e vizied ».
Raktal e tarzas eur feunteun
E-kreiz ar boultrenn, sklaer ha fresk ;
Ha klevit ! morse ne zigresk,
Zoken 'pad an hañv e vez leun.

AN DEN

Ha graet e vez ar burzudou
Bep gwech, hep mank ?



AR BUGEL

Peurliesa,
A gredan ; me, da vihana,
'M eus ket bet va holl c'houlennou.
Met n'eo ket souez ; abaoe
Ma teu amañ tud a bep giz,
Kompren a c'heller e teu skuiz
'Benn ar fin an Aotrou Doue.

AN DEN

Marteze 'c'h eus ankounac'haet
Eun dra bennak.

AR BUGEL

Ne gav ket d'in.

AN DEN

Me a vije aet d'an daoulin
'Tal ar groaz, hag am bije graet
D'ar C'hrist a zo tachet du-hont
Eur bedenn start ha kalonek.

AR BUGEL

C'houi 'zo gwasoc'h 'get eur beleg !
Taolit evez, pe 'maoc'h o vont
Da goll 'n eur ober sarmoniou
'Giz-se. Ma vijen dizonest,
Em bije gounezet, ha prest :
Ne sellit ket ouz ho kartou !
Dalit, houmañ 'zo d'eoc'h.

AN DEN

Houmañ
'Zo d'it.

AR BUGEL

Ha d'in eo houmañ c'hoaz !

AN DEN

'Poa ket lavaret d'in e oas
Ken chañsus. Sell, eun all bremañ.

AR BUGEL

Pet a chom ganeoc'h ?

AN DEN

Diou hepken.
Ha 'm eus aon ez int d'it o-diou.
Echu ar stal. Setu troiou
Da sant koz. Paotrig, da c'houlenn
A zo graet, ha me 'zo paket.
Dal va dek gwenneg, 'vit ober
E-lec'h da re ; ha kae d'ar gêr
Bremañ ; poent eo mont da gousket.

*(Ar paotrig a gemer ar pez dek gwenneg hag a red kuit d'an daoulamm. Emañ an deiz o vervel evit mat).*

AN DEN

Emañ an noz o koueza. N'em eus ket
Kimiadet diouz an heol. Evel eul laer
Ez eo aet kuit, o lezel war e lerc'h
An douar yen ha goullo ! D'in, e vreur,
A c'hoarzas gantañ meur a zevez leun,
E splannder va yaouankiz ha va brud,
Setu e brof diweza : yud an avel,
Eur groaz, eun hent digenvez, hag eur gorden !



*(Samma a ra ar gorden, ha pignat gant dereziou ar c'halvar. Skoulma a ra ar gorden en-dro da vrec'h ar groaz).*

Tad va zad-kuñv, ar bener-mein, hag ivez
E genderv ar mañsoner, hag e vreudeur,
Ar c'halvez, an darbarer, ar charretour,
A boanias meur a zevez tomm da sevel
Ar c'halvar-mañ. Ha goude, meur a vloaz,
E chomas sounn er reklom hag er glao,
Didalvoud. Hogen sed o mabig-bihan
Oc'h eosti frouez o zrevell hir en diwez !

*(Trouz a glever war an hent. An den a ziskenn. Damc'houde e teu ar wrac'h, o sacha eun dañvad war he lerc'h war-bouez eur gorden).*

AR WRAC'H

C'houi 'zo aze ! Kavet ganin
Va dañvad ! Galoupet em eus
An holl amzer. E toull eur c'hleuz
'M eus e welet a-benn ar fin,
Er parkeier-hont, tost da lein
Ar menez. O, na me 'zo skuiz !
Brevet oun ! Peg eo va hiviz
Gant ar c'houezadenn ouz va c'hein.

*(Azeza a ra war bazenn izela ar c'halvar).*

Hir an hent, ha setu an noz
O tont. Ganin pa vije c'hoaz
An diouhar 'm boa da ugent vloaz !
N'eo ket brao, va den, beza koz.

AN DEN (*hep komz outi*)

'Vel-se, d'ar re 'zo bras o fiziañs, sentus
O spered ouz ar bed, e tro da vat
O c'hoantou dister ; ouz an hini balc'h
A venne lenn e kevrin an amzeriou,
E nac'h e vennad gant goaperez kriz.

AR WRAC'H

Ma ! vad a ra d'in ehana.
... C'houi 'oar... tost eo bet da hemañ
Diboufa c'hoaz. Pa 'z oun amañ,
Koulz d'in ober eun tamm aoza
D'ar gorden.

AN DEN (*buan*)

Ar gorden ?

AR WRAC'H

Siouaz !
N'eus ket pell em boa he frenet.
En amzer-mañ 'vezer laeret
Gant ar werzourien gwasoc'h-gwaz.
'Giz-se emañ ar bed ; ha gwell
Eo plega. Pa vezer paour-ran,
Ober e benn fall ne dalv mann.

AN DEN (*o sellout ouz he c'horden*)

Aon am eus na bado ket pell.

AR WRAC'H

Daoulagad mat a zo ganeoc'h ?



AN DEN

Perak ?

AR WRAC'H

N'oun ket 'vit gwelout ken
Pep neudenn ; ha va dourn a gren
Kement. Plijout a rafe d'eoc'h
Va harpa ?

AN DEN (*o kemer he c'horden*)

N'eus netra d'ober
Gant an tamm korden-mañ. Brein eo.
Sellit !

AR WRAC'H

Ha padal 'm eus eul leo
Da gerzout c'hoaz betek ar gêr.
Petra 'rin ? N'oun ket 'vit bale
Gant va daouarn krog en e c'hloan.
Eun dañvad eo, n'eo ket eun oan ;
Anez e zouget em bije.

*(Al loar o tifourka eus ar c'houmoul a bar en eun taol war beg ar c'halvar, o tiskulia splann ar skoulm graet gant an den ouz brec'h ar groaz. An den a sell d'an nec'h kent gouzout d'ezañ, hag ar wrac'h a ra eveltañ. Skrija a ra-hi ha sevel trumm en eur ober sin ar groaz).*

AR WRAC'H

Doue Jezuz ! Unan bennak
'Zo bet o klask en em grouga ?

AN DEN

Me 'zo bet oc'h istribilha
Ar gorden-mañ, n'ouzon perak.

AR WRAC'H

N'oac'h ket fur d'ober an dra-se !

AN DEN

N'ouien ket tre petra ober,
Ret oa d'in tremen an amzer.

AR WRAC'H

Eun den iskis oc'h koulskoude.

(*Tastournat a ra ar gorden*).

Hounnez 'zo eur vrao a gorden !
He c'havet hoc'h eus ?

AN DEN

He frenet
Em eus gant arc'hant gounezet
Dre galz a boan hag a anken.

AR WRAC'H

Ya, kalz e ranker labourat
Da c'hounit nebeut. Ha padal,
Ret eo beva, en amzer fall
Evel en amzer vrao.

AN DEN

Moarvat
Hoc'h eus bet poaniou bras, moereb ?



AR WRAC'H

Poaniou bras ha bihan a gouez,
Eus ar c'havell betek ar bez,
'Gozik war bep den hevelep.
Met n'omp ket holl koulz 'vit herzel :
Darn a zo gwan, ha darn 'zo kreñv,
Darn a ra goap, ha darn a leñv ;
Furoc'h ar re a oar tevel.

AN DEN

Eur goulenn a garfen ober
Ouzoc'h.

AR WRAC'H

Petra ?

AN DEN

Ar gorden-se,
Deut-mat, a dra sur, e vefe
Ganeoc'h ?

AR WRAC'H

N'oun ket evit kemer
Ho korden. N'em eus ket arc'hant.

AN DEN

Marc'had-mat ez eo koulskoude.

AR WRAC'H

Pegement ?

AN DEN

Eur bennoz Doue !
Dalit, d'eoc'h ez eo, m'hoc'h eus c'hoant.

*(Distaga a ra e gorden diouz ar groaz).*

AR WRAC'H

Eur gorden vat evit netra ?

AN DEN

N'ho pet aon ebet ; kemerit.
Marteze d'in eo ar gounid ;
Hogen mar kollan, forz ne ra.

*(Ar wrac'h a ya betek ar groaz adarre hag a zaoulin dirazi).*

AR WRAC'H

Jezuz c'houek, d'eoc'h e lavaran,
War va daoulin noaz trugarez,
Pa sevenit c'hoant ho matez
Gant daou vurzud e-lec'h unan.

*(Dizaoulina a ra ha trei war-du an den).*

Ma ! n'eo ket enoei a ran
Ganeoc'h ; met al loar 'zo savet,
Ha hizio, kalz em eus kerzet,
Ha c'hoaz kerzout kalz a rankan.

*(Staga a ra he dañvad gant ar gorden nevez, ha puna ar gorden goz en-dro d'he brec'h. Adarre e tro war-du an den).*



Doue bepred ho pinnigo
Hag ho heñcho, se a ouzon.
Rak c'houi a zo mat ho kalon.
Ma ! trugarez, ha kenavo !

*(Mont a ra kuit. An den a chom dilavar eur pennad hir, tra ma klever trouz botou-koad ar wrac'h o pellaat).*

AN DEN

Aet emañ kuit gant he dañvad
Ha va c'horden, ha n'eus mui tra
Bremañ ganin d'en em grouga.

*(Tostaat a ra ouz ar feunteun).*

Ar feunteun-mañ 'zo doun, avat.

*(Souba a ra e vizied en dour. Goude e sav hag e sell d'an nec'h, etrezek lein ar groaz sklerijennet gant al loar).*

Krist ha sent koz, ha gwir eta e vije
Ez eus en ho kalonou yen trugarez,
Ha war ho tiweuz vaen eur furnez kuz,
Dreist ha bep poell, enaouet gant ar feiz
A zev e-kreiz ar bobl-mañ ?
N'ouzon tamm
Perak e vijec'h madelezus ouz
An hini a zizeskas war e hent
Betek ar bedenn eeun a ouie kana
E-tal e vamm ? O, kavout a ra d'in
Emaoc'h o komz fenoz ; hag e lavarit
Emaoc'h o veilha warnoun, ha n'oun ken
Va-unan-penn.

Bremaik, ar menez moal
A vezo kuñvoc'h d'in ; an avel but
A sourro d'in evel gwechall dre 'm huñvre
Oun ganet d'ober marzou bras evit
Ar re-hont ; hag e teuy eur vuhez nevez
Da skleuri war va c'halon.
Ha ne vern
Ma kouezan ; ha ma n'eo ho kalloud 'met
Levenez eeun d'eur vaouez ha d'eur bugel,
Ha d'in aluzen eur gwennegad nerz,
Da vont, da stourm, a-hed eun devez c'hoaz.

(*Mont a ra kuit goustad*).

Tud ar c'hoari :

ROSENKRANZ

VAN ARMECK

EUR MICHEROUR

EUR MEVEL KOZ

# EUN DEN A NETRA

*Bureo eur gelaouenn vras, ne vern e pe vro, eun abardaez, war-dro serr-noz. Teñval a-walc'h eo ar gambr, an arrebeuri, ar mogeriou goulaouet hepken gant eur gleuzeurig lem-laka war an daol vras e-kreiz, ha war ar rakleur, en tu dehou, gant eun doare trebez uhel o tougen eur goulou-tredan en eur gib ledan gwer dilufr. Eur gador-verc'h e-harz an trebez. Sklerijennet-holl e vez an neb a azez warni.*

ROSENKRANZ, *pennrener ar gelaouenn, ha* VAN ARMECK, *e vignon, bremañ kannad er Parlamant, a zo azezet e-kichen an daol, tost a-walc'h an eil ouz egile evit mirout na vefe klevet o c'homzou en diavaez.*

ROSENKRANZ (*goude eur pennad*). — Ne gavan ket.

VAN ARMECK. — Den ebet, neuze ?

ROSENKRANZ (*goustad ha fraez*). — Den ebet.

VAN ARMECK (*o tenna eur c'harnedig eus e c'hodell*). — Merket em boa amañ anoiou ar re...

ROSENKRANZ (*o vousc'hoarzin*). — Me a gave d'in ez poa dalc'het gwelloc'h d'ar giziou koz.

VAN ARMECK. — Em boa dalc'het gwelloc'h d'ar giziou koz ?

ROSENKRANZ. — Soñj ac'h eus, eun amzer a zo bet ma veze difennet ouzimp merka anoiou hor mignoned.

VAN ARMECK. — Bremañ n'oun kannad, petra 'vern?

ROSENKRANZ. — Petra 'vern, e gwirionez ?

VAN ARMECK. — Daoust ha ne c'hall ket eur c'han-

nad merka anoiou ar re a zeu da c'houlenn digantañ eur vadelez ?

ROSENKRANZ (*buan*). — Eur c'hannad a c'hall ober kement a blij d'ezañ ! Kement-se am eus lavaret d'it kant gwech ! Komz a ran eus eun amzer ma ne veze ket ano a gannaded en hon touez.

VAN ARMECK. — En amzer-se, Rosenkranz, ne veze ket ano a gelaouenn vras en hon touez kennebeut, nemet en hon huñvreou e vije. Ha setu ni azezet e bureo *hor* c'helaouenn, ha te ar pennrener anezi.

ROSENKRANZ. — En amzer-se n'hor boa ket a gelaouenn vras da voula gevier bern war vern, nag a vignoned pinvidik, na netra..., nag a gannaded zoken da brezegenni evidomp a-hed an deiz.

VAN ARMECK. — Hag e karfes beza c'hoaz en amzer-se ?

ROSENKRANZ. — Nann.

VAN ARMECK. — Dont a rez koz, hag e stagez da rambreal. Perak lavarout d'in traou am eus klevet ken alies ?

ROSENKRANZ (*o poueza war e gomzou*). — Dre ma kav d'in, en amzer-se, hor bije kavet hon den.

*Ar* MEVEL KOZ *a zeu tre.*

ROSENKRANZ (*d'ar* MEVEL). — Unan bennak d'am goulenn ?

AR MEVEL KOZ. — Eur micherour. Lavaret em eus d'ezañ ho poa labour d'ober. Lavaret en deus e felle d'ezañ ho kwelout, hag e teufe en-dro da seiz eur.

ROSENKRANZ. — Mat.

*ar* MEVEL KOZ *a ya kuit.*



ROSENKRANZ. — Ne dlefemp ket tevel pa zeu e-barz e-giz-se.

VAN ARMECK. — Ba !

ROSENKRANZ. — Mat eo diskredi war eur mevel, hogen nann war eur mignon koz.

VAN ARMECK (*o soñjal e traou all*). — Ma ne reomp ket eun dra bennak, dioustu, kollet omp.

ROSENKRANZ. — Betek ar votadeg kenta.

VAN ARMECK. — Ac'han di en devo kavet an tu d'hor c'hrouga, holl gwitibunan. Dioustu e tle beza graet an taol. Ma vefe lazet...

ROSENKRANZ. — Pe... gloazet.

VAN ARMECK. — Me vefe lazet, e vefemp mistri war ar vro.

ROSENKRANZ. — A gav d'it ?

VAN ARMECK. — A gav d'in.

ROSENKRANZ. — A gav d'in ivez (*Kemer a ra ar c'harnedig a zo chomet war an daol, hag e lenn an anoiou. Heja a ra e skoaz*). Hag e fell d'it kas unan eus ar re-mañ d'e laza ?

VAN ARMECK. — Perak nann ?... Ha d'en em laza goude.

ROSENKRANZ. — Ha d'en em laza goude ?... Unan eus ar re-mañ ?

VAN ARMECK. — Den ne oar petra a zo kuz e kalon eun den.

ROSENKRANZ (*o lenn*). — Wilhelm van Maas !

VAN ARMECK. — Leun a c'hred e oa gwechall.

ROSENKRANZ. — Pinvidik eo bremañ... Hans Schuranni ?

VAN ARMECK. — Ha goude ?

ROSENKRANZ. — Tri bloaz 'zo n'em eus ket klevet

eus e gelou. Wilfrid Lagen ! (*Heja a ra e skoaz adarre, hag e strink ar c'harned war an daol*).

VAN ARMECK (*o kemer ar c'harned*). — Fritz Tevendorf.

ROSENKRANZ. — Dimezet eo.

VAN ARMECK. — Ludwig Hirsel.

ROSENKRANZ. — Ar barz bras Hirsel ! N'eus den ebet a gompren e varzonegou ! Den ebet nemetañ ! Ne lazo ket an hini n'eus nemetañ a gompren e varzonegou.

VAN ARMECK. — Geraldina.

ROSENKRANZ. — Geraldina gaer ! Geraldina he daoulagad du ! Entanet eo bet he c'halon evidomp gwechall, a-raok beza entanet gant ar c'habiten von Kampf !

VAN ARMECK. — Oskar Schutterle.

ROSENKRANZ. — Gouzout a rez e fell d'ezañ beza Prezidant ar Stad ! N'eus den ebet, van Armeck. Arabat d'imp klask pelloc'h. Den ebet a fello d'ezañ aberzi eun dra bennak evit ar pez a zo pal ha pennabeg e vuhez. E vuhez ? pet anezo a gredfe aberzi eur bilhed kant lur zoken, nemet da gaout mil lur da c'hopr goude-se ?

VAN ARMECK. — N'hon eus ket c'hoaz klasket etouez ar re yaouank, Rosenkranz.

ROSENKRANZ. — Ar re yaouank ? N'int ket eveldomp pa oamp yaouank. Eur bagad pennou skañv, brein gant an aour o deus gounezet d'ezo o c'herent, hag a oar heja bizier ha pistolennou, ha garmi war an enebour..., eus a bell ! Gouzout a reont ivez kaout abeg ennomp...

VAN ARMECK (*o vousc'hoarzin*). — Ar vicherourien...

ROSENKRANZ. — Ar vicherourien ! N'omp mat ne-



met da stourm evito, da gomz en o ano. Met goulenn diganto eun dra bennak, goude m'hon eus roet d'ezo pep tra...

VAN ARMECK. — Pep tra, nemet ar pez hor boa gouestlet d'ezo. O zouellet hon eus, Rosenkranz.

ROSENKRANZ. — En em douellet hon eus, van Armeck.

VAN ARMECK (*goude eur pennad*). — Pell 'zo n'hor boa ket komzet evel-se.

ROSENKRANZ. — Pep gwirionez a zeu d'he foent... Van Armeck, ma vefe goulennet diganimp hen ober ?

VAN ARMECK. — Digant piou ?

ROSENKRANZ. — Diganimp hon-daou, te ha me.

VAN ARMECK. — Ret eo d'imp beva. Anez se...

ROSENKRANZ. — Ret eo d'imp beva. Sed ar pez a lavaromp holl. Sed ar pez a gredomp holl, siouaz. Ret eo d'imp beva ! Ha pa vimp maro, e kendalc'ho an douar da drei evelkent.

VAN ARMECK. — Ha fellout a ra d'it rei da vuhez ?

ROSENKRANZ. — Nann.

VAN ARMECK. — Neuze, perak e komzez ac'hanomp?

ROSENKRANZ. — Eun amzer a zo bet m'em bije roet a youl vat va buhez. Ha bremañ... Nann, n'eo ket abalamour d'am gwreg, na d'am bugale. N'eo ket abalamour d'imp, d'al labour hon eus c'hoaz d'ober, hag a c'hellomp ober kalz gwelloc'h eget nikun. Eun amzer a zo bet ma kave d'in e stourmen evit ar Wirionez.

VAN ARMECK. — N'heller ket beza foll da viken.

ROSENKRANZ. — Evit ar Wirionez em bije roet va buhez, hag ouspenn. Bremañ...

VAN ARMECK. — N'heller ket beza yaouank da viken kennebeut.

ROSENKRANZ. — Yaouank pe nann, ma vefe c'hoaz

eun den en hon touez hag a gredfe er Wirionez ken start ha ma kreden Enni gwechall...

Van Armeck. — Ar c'henta e vefes d'ober goap anezañ.

Rosenkranz. — N'eus forz... Hennez a vefe hon den!

Van Armeck. — N'out ket deut ken diskiant ha ma kreden.

Rosenkranz. — Klev, van Armeck, e-lec'h c'hoarzin. Meur a wech em eus graet eur bedenn...

Van Armeck. — Eur bedenn, te ?

Rosenkranz. — Meur a wech em eus graet eur bedenn... Ma vefe daskoret d'in evit eur pennadig amzer ar fiziañs am boa gwechall...

Van Armeck. — Sotoniou a-walc'h a rafes.

Rosenkranz. — Perak out ken c'houero ?

Van Armeck. — Peogwir n'oulez ket va selaou. Dont a ran amañ, war ar bouezusa kefridi m'oun deut biskoaz marteze. Hag e-lec'h va selaou ha komz ganin evel ma rez alies, e tistagez sorc'hennou evel pa rafes fae warnoun !

Rosenzranz. — Selaou a ran.

Van Armeck. — Eun den a rankomp da gaout. Mes gwell e vefe kaout eun den dianav, divrud, en doare ma vo lavaret n'hon eus ket kemeret perz en taol. En doare ma vo lavaret ez eo ar bobl a-bez he deus diskaret he gwaskerien. Ma c'hellimp dont diwezatoc'h, e-giz paotred an urz vat, e-giz saveteerien ar vro, hag e-lec'h sevel an dispac'h, dont e-giz reizerien.

Rosenkranz. — Kompren a ran. Ezomm ebet d'it klask geriou bras d'am estlamma. Ma vefe kavet e gwirionez eun den dianav, divrud...

Van Armeck. — Eun den a netra.



Rosenkranz. — Eun den a netra... An dud-se a vez kavet, pa c'heller o faea mat.

Van Armeck. — O faea d'en em laza ?

Rosenkranz. — Dizoñjet em boa !... Van Armeck, kae da glask an den-se. Evidoun-me ne rin ket... Ne gasin ket d'ar maro eun den evit traou n'int na mat na gwir marteze. Kenavo, van Armeck. Ma c'hounezomp, gounit a raimp dre gaer, pe ne c'hounezimp ket. Ha ma ne c'hounezomp ket, faziet omp bet. Netra ken. Kenavo. Labour am eus d'ober.

Van Armeck. — Unan bennak a c'hortozez ?

Rosenkranz. — Ne c'hortozan den ebet, nemet ar paotr-se a zo deut bremaik, hag a fell d'ezañ komz ganin.

Van Armeck. — Mat, mat... Ma vefen te, ne vefen ket prest atao da zegemer an neb a zeufe d'am c'haout. Paka da varo a ri eun deiz.

Rosenkranz. — Selaou. Eur wreg am eus, bugale am eus, eur vicher vat, arc'hant, brud, pep tra a c'heller da c'hoantaat. Ne chom ganin nemet eun tu da ziskouez va nerz-kalon. Ha derc'hel a ran d'ezañ.

Van Armeck *a ya er-maez diouz an tu kleiz. Nebeut goude e tigor ar* Mevel Koz *dor an tu dehou.*

Ar Mevel Koz. — An den a oa-deut a zo distro.

Rosenkranz. — Lavar d'ezañ dont.

Ar Mevel Koz *a ya kuit, hag ar* Micherour *a zeu tre. Eun nebeut kammedou a ra e-barz ar gambr, ha neuze e chom a-sav.*

Rosenkranz (*o tiskouez d'ezañ ar gador-vrec'h*). — Azezit.

*Azeza a ra, abafet-holl, hag e chom hep ranna ger.*

ROSENKRANZ. — Eun dra bennak hoc'h eus da lavarout d'in ?

AR MICHEROUR. — Ya.

ROSENKRANZ. — Lavarit buan neuze, mar plij.

AR MICHEROUR. — Aotrou Rosenkranz... ?

ROSENKRANZ. — Me eo an aotrou Rosenkranz.

AR MICHEROUR. — N'em eus ket kalz da lavarout. (*Tenna a ra eur gelaouenn eus e c'hodell*). Gwelet em eus ho pennad-skrid.

ROSENKRANZ (*eun tammig diaes*). — Va fennad-skrid ? (*hegarat*) va lezit da welout pe bennad-skrid.

AR MICHEROUR (*oc'h astenn d'ezañ ar gelaouenn*). — « AN DUD HON EUS EZOMM » !

ROSENKRANZ (*o sellout prim ouz ar pennad-skrid da welout petra a zo e-barz*). — .... E gwirionez... Eur c'halvadenn hon eus graet... (*Sellout a ra prim ouz ar* MICHEROUR).

AR MICHEROUR (*o tremen e vizied en e vleo*). — Deut oun, aotrou Rosenkranz, hag e fell d'in lavarout d'eoc'h eun dra bennak.

ROSENKRANZ. — Lavarit d'in an dra-se.

AR MICHEROUR (*e vouez o vont war startaat*). — Aotrou Rosenkranz..., dec'h da noz e oan eun den kollet..., dec'h da noz ne ouien ket petra ober, petra ober gant va nerz, petra ober gant va buhez. Prenet em eus ho kelaouenn, ha lennet em eus ho pennad. N'em eus ket lennet kalz. Sklerijennet oun bet dioustu.

ROSENKRANK *a stou e benn.*

AR MICHEROUR (*startoc'h c'hoaz*). — Ha deut oun



d'ho kaout, aotrou, peogwir e felle d'in lavarout d'eoc'h e oan a-du ganeoc'h.

ROSENKRANZ. — Kalz a dud a zo a-du ganimp, den yaouank.

AR MICHEROUR. — Ne ouzon ket lavarout mat... Dec'h o lenn ho pennad-skrid, em eus kavet...

ROSENKRANZ. — Petra hoc'h eus kavet ?

AR MICHEROUR. — Ar Wirionez.

ROSENKRANZ (*goustad, gant eur vouez flour, flouroc'h c'hoaz e-keñver mouez c'haro ar* MICHEROUR). — Fazia a reer meur a wech.

AR MICHEROUR (*trumm*). — Nann, n'oc'h ket faziet, n'oun ket faziet, den ac'hanomp n'eo faziet. Diouz hon tu emañ ar gwir, hag ar gaou, diouz an tu enep.

ROSENKRANZ (*hegarat-meurbet*). — Hep mar ebet... diouz hon tu emañ ar gwir.

AR MICHEROUR (*dichek*). — Ha kavout a ra d'eoc'h a-wechou n'eo ket ?

ROSENKRANZ. — Nann. Anez se, va mignon, ne vefen ket amañ. Anez se n'hor bije ket stourmet, me na va c'heneiled kennebeut, ken kalet ha m'hon eus graet. Anez se ne vefemp ket prest bemdez da rei, holl gwitibunan, hor buhez, evit ar pez... evel ma lavarit, evit ar Wirionez.

AR MICHEROUR. — Trugarez, aotrou Rosenkranz.

ROSENKRANZ (*souezet hag hegarat*). — Me eo a lavar d'eoc'h trugarez.

AR MICHEROUR. — Tud hoc'h eus goulennet. Deut oun. Eun dra bennak hoc'h eus da rei d'in d'ober ?

ROSENKRANZ. — Netra, va mignon. Evit an amzer bremañ da vihana (*Kerseenn ar* MICHEROUR *en em ziskouez splann war e zremm*). Netra, nemet hon difenn... komz evidomp... kavout d'imp voterien...

AR MICHEROUR. — N'eo ket tud eveldoun hoc'h eus ezomm !

ROSENKRANZ. — Eus pep unan hon eus ezomm, ha ne reomp fae war den.

AR MICHEROUR. — N'oun ket desket a-walc'h.

ROSENKRANZ. — Desket pe dizesk, petra 'vern ? Klevit, va mignon.

AR MICHEROUR (*o sevel*). — Kenavo, aotrou Rosenkranz.

ROSENKRANZ. — Azezit, mar plij, ha klevit ar pez am eus da lavarout.

AR MICHEROUR. — Nann, aotrou Rosenkranz, kenavo.

ROSENKRANZ. — Klevit, pa lavaran d'eoc'h.

*Ken rok eo deut mouez* ROSENKRANZ, *ken disheñvel diouz a-raok, ma azez ar* MICHEROUR *adarre, sebezet.*

ROSENKRANZ. — Pe vicher hoc'h eus ?

AR MICHEROUR. — Kalvez.

ROSENKRANZ. — Pe oad hoc'h eus ?

AR MICHEROUR. — Eiz vloaz war-nugent.

ROSENKRANZ. — Dimezet oc'h ?

AR MICHEROUR. — Aet eo va gwreg diouzin.

ROSENKRANZ. — Bugale hoc'h eus ?

AR MICHEROUR. — Nann.

ROSENKRANZ. — Ha gouzout a rit tenna gant eur bistolenn ?

AR MICHEROUR. — Unan a zo ganin bepred em godell.

ROSENKRANZ. — Ne garit ket ar vuhez ?

AR MICHEROUR. — Nebeutoc'h eget ar gwir.

*Gwelet en deus ar frazenn-se en eul levr istor bennak hep mar ebet.*



ROSENKRANZ. — It betek ar c'hoariva, gortozit e-kichen an nor, an hini vihan war an tu dehou. Anaout a rit ar jeneral Hirn ? (*Ar* MICHEROUR *a stou e benn*). Pa zeuy er-maez, e laza a reot.

AR MICHEROUR. — E laza a rin.

ROSENKRANZ. — En em laza a reot goude.

AR MICHEROUR. — En em laza a rin goude.

ROSENKRANZ *a sav.*

*Ar* MICHEROUR *a sav ivez, trelatet, hag a gerz betek an nor, dalc'het digor gant* ROSENKRANZ. *A-raok mont kuit, ar* MICHEROUR *a chom a-sav.*

AR MICHEROUR. — Aotrou.

ROSENKRANZ (*damizel*). — Ya ?

*Kregi a ra ar* MICHEROUR *e brec'h* ROSENKRANZ. *He starda a ra. Hag ez a kuit raktal.*

ROSENKRANZ *a ya d'azeza e-kichen an daol, hag ar ouel a gouez trumm goude.*

*Pa sav ar ouel goustad adarre, emañ sklerijennet ar gambr gant bannou kenta ar mintin. Ar gleuzeurig war an daol a zo chomet war enaou. Emañ* ROSENKRANZ *azezet en hevelep lec'h, eul levr digor dirazañ. Lenn a ra a vouez uhel, hep sevel e zaoulagad a-ziwar al levr.*

ROSENKRANZ. — *E-lec'h ma kan an heol ha ma tav hekleo ar bed,*
*Emañ al Liorz vurzudus.*
*C'houi hag a boan*
*Er poultr hag en tan,*
*Distroit ho taoulagad diouz al Liorz vurzudus.*

*Ha ni a gan*
*A-hed an deiz,*
*Ha c'houi a ouel*
*A-hed an deiz,*
*Gant hiraez ha keuz d'al Liorz vurzudus.*
*Gwelet eun deiz,*
*Tec'het da viken,*

*Kanomp ha gouelomp,*
*Rak dont a ray,*
*War garr an amzer*
*Emañ o tont.*

*Eur gorventenn vihan a riskl a-hed ar mor gwelevus eus ribl an dremmwel,*
*Eur skrij diheverz e tor ar grug,*



*Eul luc'hedenn sioul a ruz en draonienn,*
*Hag heñ, dont a ray ivez : n'e spurmantit ket.*

*N'e glevit ket o tont war garr an amzer,*
*Ne spontit ket ouz e yud,*
*Ne souezit ket ouz luc'h e sell.*
*Emañ o vale en ho kreiz.*

*Ar beajour binniget*
*Eus al Liorz vurzudus.*
*D'e zegemeret,*
*Ho kalonou 'zo mut.*

*Na rit ket fae*
*Warnomp, paour kaez tud.*
*E anavezet hon eus graet,*
*Daoust n'hon eus ket e welet.*

*E levenez divent*
*Ar re o deus meizet,*
*E doun o c'halon,*
*Ha kanet*
*Splannder ar Ger.*

*Gant kanenn ha kurunennou*
*Strewet,*
*Gant pedenn c'hlan ha meuleudi*
*Daskoret,*
*Da unan dister*
*A heulias kentel*

*Ar Ger en em c'hreas Kig,*
*Hag a vanas en hor c'hreiz.*

*Skei a reer ouz an nor en tu kleiz, ha* VAN ARMECK *a zeu tre.*

VAN ARMECK (*ruz e zioujod, eun tammig dialanet*). — Gouzout a rez ?

ROSENKRANZ *a sav e benn.*

VAN ARMECK. — Ac'hanta ! Bepred tud ar c'helaouennou an diweza da glevout ar c'heleier !

ROSENKRANZ. — N'em eus klevet netra.

VAN ARMECK. — Trouc'het eo ar pellgomzer. Deut oun amañ d'ar red. N'em eus ket gellet dont dioustu. Lazet eo bet ! Gant unan n'anavezer ket ! en deus en em lazet goude ! Saveteet omp, Rosenkranz !

ROSENKRANZ *ne lavar grik.*

VAN ARMECK. — Ne lavarez grik ?

ROSENKRANZ (*klouar*). — Sammet oun gant al levenez.

VAN ARMECK. — Staget o deus ganti... A-benn kreisteiz e vo echu... Emañ an arme a-du ganimp. N'eus ket eur soudard e kêr na ve bremañ war ar bale... Klev !

*Klevout a reer trouz eur bagad kanolierien o tremen a-benn-herr war ar straed.*

VAN ARMECK. — Gouzout a rez petra ac'h eus d'ober?

ROSENKRANZ. — Gouzout a ran.



*Souezet eo* VAN ARMECK *ha lakaet diaes gant doare* ROSENKRANZ. *Tevel a ra eur pennad. Neuze e c'houlenn :*

VAN ARMECK. — Edos o komz gant unan bennak ?

ROSENKRANZ. — O nann ! O lenn unan eus barzonegou an diskiant-se a Hirsel edon.

*Eur paouez adarre.*

VAN ARMECK. — Piou oa an den a zo deut d'az kaout dec'h da noz ?

ROSENKRANZ. — Dec'h da noz ?

VAN ARMECK. — Ya, dec'h da noz ?

ROSENKRANZ. — Ne ouzon ket.

VAN ARMECK. — Penaos, ne ouzout ket ?

ROSENKRANZ. — Den ebet !

VAN ARMECK. — Den ebet ?

ROSENKRANZ (*o heja e skoaz*). — Eun den a netra !

# Diwar-benn levr Jestin, « ar Bouddha hag ar Vouddhaadegez »

Kroui geriou n'eo ket ken diaes hag ober ganto ; en eur frazenn, en eul levr, e weler dioustu petra 'dalvezont ha daoust hag e ve gwisket mat ganto ar menoziou. Dellid « Gwalarn » eo lakaat da c'hounid ar pinvidigeziou dastumet gant hon yezoniourien. Kinnig d'imp e levr Jestin eur studienn diwar-benn Bouddha hag ar Vouddhaadegez, o 'n em lakaat a-grenn e-kreiz ar c'hudennou luzieta, a oa hep mar, eun taol arvarus. Diaes eo marrat ha difraosta tachennadou nevez. Hen gouzout a ra kement hini en deus kemeret e bluenn evit hen ober.

E bal en deus tizet a-walc'h levr Jestin evit na c'hellimp ken ac'han da bell, pledi gant ar brederouriez e brezoneg, hep mont d'e lenn, ken puilh e kaver ennañ geriou nevez implijet eus ar c'henta. Eur gavadenn gaer eo ar ger « an diskouezataet » da dalvezout « monde des phénomènes » ; eeun ha sklaer eo. Met spisaat ar faziou a zo kentoc'h dever eur buruteller.

Da rebech dreist-holl e kaver gourfenngeriou kamm-gemeret re lies. Er bajenn 11, « Bouddhaadegez an Diazezour » n'hall ket tremen, dre m'emañ ar Vouddhaadegez kelennadurez diskibien Bouddha ; Bouddhaad = diskibl Bouddha. « Santidik » a zo kentoc'h « impressionnable » ; neuze e felle lakaat « obere-

reziou-santout » e-lec'h « obererereziou santidik », pajenn 35. Ouspenn se, e vez kemeret ar gourfenngeriou « -adur » hag « -adenn » an eil evit egile. Dreist-holl, tuet eo an oberour da implijout ar gourfennger « -el » da dalvezout n'eus forz petra, o tuzuma evel-se e ster resis. A-wechou zoken, e kemer an ano-gwan en « -el », lec'h eur renadenn-resiza-ano. Evel-se, p. 16, « tonkadur denel » e-lec'h « tonkadur an den » ; p. 48, « an dachenn genboelladel » e-lec'h tachenn ar c'henboellerez, pe « tachenn-genboellata » ; p. 12, « meur a skol gredennel » e-lec'h « meur a skol a gredenn ». Souezus eo ivez « mor ebarzel », p. 49, evit mor-diabarz. Evel-se e ra ar galleg o lavarout « renouveau artistique » evit « adsavidigez an arz », « phrase musicale » evit « eur frazenn-sonerez », ar galleg a zo « militaire » war eun dro evitañ ar gwiskamant-soudard, an arz-brezel, harzou-difenn-bro hag all. Ne dleomp ket enbarzi er brezoneg ar siou o deus trefoedet ar galleg ; koll sklaerder ha pinvidigez hon yez e vefe. E brezoneg e c'hellomp lavarout, tachenn ar c'henboellerez, eun dachenn a genboellerez, an dachenn-genboellata. Ha c'hoaz, « eur c'helennadur kenboelladek-meurbet » da lavarout « leun a genboelladuriou » ; « eun doare-meiza kenboelladel », met « kenboelladel » ne dalv ket « intellectual » evel ma vez lavaret p. 101, hogen kentoc'h « reasoning ».

Geriou rouestlet hep abeg ne blijont ket d'in. Er bajenn 17, « diannezlec'hiegez » da dalvezout « dilezti » ; « ensell-imbroud-spered » da dalvezout « emsellerez-spered ». Gourfenngeriou ken hir ma ne wel den a-benn ar fin pe ster o deus : « dizoueadelezel », « dreisturziadurel ». Eur gaou e vefe ganimp kroui eur yez-skiant difennet-striz ouz ar bobl hag an dud damzesket gant geriou diveizus evito.



Daoust da se n'eo ket levr Jestin diaesoc'h da lenn eget levriou heñvel skrivet e galleg pe e saozneg, met bez' e c'helle beza sklaeroc'h egeto.

A-zivout ar menoziou displeget, e vo d'in awalc'h merka e c'helled gortoz muioc'h a skiantelez. Bez' e c'helle an oberour anzav n'ouzomp ket ez resis kalz a draou diwar-benn buhez ha kelennadurez Bouddha, pa zeu ar c'hosa testennou 300 vloaz da vihana war e lerc'h, ha pa chome gant e ziskibien tu da gemma pep tra hervez o ijin hag o faltazi, hep na vefe netra evit herzel. Dedennet eo an oberour gant levriou alamanek Schopenhauer hag e ziskibien, ma en deus kavet eur Vouddhaadegez stummet ha meizet diouz ar pez a c'hortozent enni, eur gelennadurez kar d'o menoziou-i. Gant se e kavomp tro da gompren eneplavariou eston a-walc'h. Emañ an diskouezataet eur mezevelladur, hep gwir veza, tra m'emañ an nanndiskouezataet ar Peurvoud (p. 33-35). Penaos e c'hellfe eta an diskouezataet beza ar peurvoud d'e dro (p. 36, linenn 8) ? Goulenn a reomp ivez penaos e c'hellfe menel eun dra bennak ac'hanomp na vefe ket touell, fallentez, na vefe ket a-enep d'ar peurvoudnanndiskouezataet, pa vez diskleriet ez omp holl, korf hag ene, eur mezevelladur (p. 35) ; ha ma fell d'imp diwiska holl elfennou hon personelez (p. 25, notenn) evit adkavout an Dra-all, petra a chomo ac'hanomp nemet eur c'hoant aner ? Kavout a ra da Jestin abeg da frealzi gant eun doare hollsperedouriez a sura ez omp, a-dreñv d'hon personelez touellus an Dra beurzalc'hus (p. 47, e kreiz). Aon am eus, mar bez ar bed, ha ni, hag hor spered, hag hon personelez touellus, nemet huñvre ar Spered meur, na vefe hor skiant ivez eun huñvre douellus, hag hor

soñjou bepred touellus, hag hor c'hoantou bepred touellus. Ha kement hini a sura eun dra bennak ne ra nemet en em bega ouz an touell ha nac'ha mont d'an Nirvana.

ABAD L. AR FLOC'H.

Eveziadenn. — D'an Aotrou R. Jestin da respont, ma kar, ar pennadig-burutellerez dudius hag hegaratmañ. Ret d'in lavarout, avat, ez eo ganin-me eo bet kinniget da R. Jestin darn eus ar geriou bet implijet gantañ, da skouer, « diannezlec'hiegez » ; mar dint fall eta, me eo a zo da damall da genta. Me ivez eo a ginnigas da R. Jestin lakaat saozneg er roll-geriou, e-lec'h alamaneg ; kalz gwelloc'h e vije bet troet ster ar geriou brezonek gant geriou alamanek eget gant geriou ar saozneg.

R. H.



# Diwar-benn an Afrikhollandeg

D'ar c'houec'hvet a viz Ebrel 1652, Jan van Riebeeck a zegoueze gant eur bagad trevadennerien en Afrika ar C'hreisteiz. Edont o tont evit an darn vuia eus trowardroiou Amsterdam.

O yez a oa an hollandeg. Hogen, pa ne oa ket unvan-tre an hollandeg d'ar prantad-se, da gredi eo e komzent meur a rannyez. Ac'hano eur c'henta abeg a ziresister hag a gemm.

Eun druez eo ne chom nemet gwall nebeut a ziellou eus an amzer-se. Pa voe savet, e-doug an 18-vet kantved, skridou a bouez, disheñvel-tre e oa aet ar yez diouz an hollandeg. Diwar neuze, — daoust ma voe atao kemm-digemm evel pep yez, — kemma a reas kalz nebeutoc'h eget e-pad an hanter-kant pe gant vloavez kenta.

A bep seurt martezeadou a zo bet savet da zisklería ar gemmadenn-se, c'hoarvezet ken buan. Bez' ez eus gouizieien e Bro-Holland hag o deus nac'het anavezout an Afrikhollandeg evel diskennad gwirion eus an hollandeg. Gouez d'ezo, ganet e oa bet diouz kemmesk an hollandeg gant eur yez pe veur a yez estren bennak : portugaleg, malezeg, galleg, alamaneg, hotentoteg.

Gwir eo he devoe pep unan eus ar yezou-se eun tamm levezon. Hogen diskouez a c'heller o devoa an drevadennerien genta degaset ganto an elfennoueeunaat a dlee kemma o yez.

## HOLLANDEG HAG AFRIKHOLLANDEG

Unvan-kenañ eo an afrikhollandeg. N'eus ket a rannyezou evel ma 'z eus en Izelvroiou : disheñvelderiou bihan hepken etre doare-distaga ar c'hreisteiz ha hini an hanternoz.

Tenna a ra eun tammig distagadur an afrikhollandeg da zistagadur ar saozneg. An diou yez a zo enno kalz vogalennou ha diouvogalennou. En afrikhollandeg e kaver ouspenn vogalennou dre ar fri. Distaget laosk e vez an diou yez, enno soniou diresis e-leiz.

Daou zarvoud koulskoude a dosta an afrikhollandeg d'an hollandeg ha d'an alamaneg : ar gensonenndarz er gorzailhenn ha divoueziadur an holl gensonennou ouz lost eur ger (an darvoud diweza-mañ a gaver e brezoneg ivez ; sellout « Distagadur ar Brezoneg », gant Roparz Hemon, p. 18).

E sell ar yezadur, eeunoc'h eo an akrikhollandeg eget an hollandeg. Da skouer, da c'her-mell striz e vez graet gant « die » hepken, tra ma reer en hollandeg gant « de » pe « het » hervez reiz an ano-kadarn. Eeunaet-tre eo bet ar verbou : n'eus nemet eur furm, evel en esperanteg (hag a-wechou e brezoneg) evit an holl bersonou. Da verka ar berc'henniez, e reer gant ar gerig « se » : « Jan se boek » (levr Yann).

## EMZAO ER YEZ

War-dro 1860 e voe staget da embann skridou en afrikhollandeg. E 1875 e voe savet eur strolladskigna-ar-yez. Biken, a greded, ne vije tizet ar pal. N'eo ket ar saoznegerien hepken, hogen ar yezerien o-unan a oa a-enep deski an afrikhollandeg er skoliou. En ilizou e veze kavet gwell ober gant hollandeg ar



17-vet kantved (eun doare hollandeg a raed goap outañ e Holland).

Gant ar brezel a-enep Breiz-Veur ez eas an emzao kalz war-raok. E 1909 e voe krouet Akademi Kreisteiz-Afrika ; e 1910, ar Feur-Unanidigez a anavezas an diouyezegez er vro ; e 1914 e voe lakaet an afrikhollandeg da yez-Stad gant an diou Gambr ; e 1933 e voe embannet troidigez ar Vibl.

## AL LENNEGEZ

Aes meiza ez eo yaouank-yaouank al lennegez. Lavarout a c'heller n'eus tra a bouez enni nemet abaoe ar pemp bloaz war-nugent diweza.

En derou e voe awenet ar varzoniez (Leipoldt, Du Toit, Celliers) gant ar brezel. Leipoldt, avat, hag a savas ivez romantou, marvailhou, peziou-c'hoari ha skridou all, a ec'honaas kalz tachenn al lennegez afrikhollandat. Liva a ra en e varzonegou gweledvaou sklaer-burzudus Afrika ar c'hreisteiz ; lakaat a ra enno trivliadou doun ha melkoni. El linennou-mañ, da skouer :

> « E-tal liou glas ar jakaranda,
> staenet, disliv eo an oabl ;
> E-tal liou ruz bleuñv ar gwez-kafir
> ez eo liou ar gwad evel mann ;
> Ha glac'har an eñvoriou
> en eur galon dilevenez,
> A grign lemmoc'h, garvoc'h, dounoc'h
> eget en izili gwanet. »

War-dro 1920 e tihunas eur santad nevez, hinienneloc'h, arvareloc'h, levezonetoc'h gant lennegeziou

Europa. Romantou a voe embannet (Jochem van Bruggen), enno muioc'h a wirionder eget kent. Teurel a ranker evez ouz al labouriou a-zivout al loened (A.A. Pienaar : « Troiou eun Torad Leoned », hag all). Ar romantou-poliserez a ra berz muioc'h-mui. Hag al levriou evit ar vugale (troet, evel « Maouezed Bihan », « Eun Hir a Gousk », hag all, pe savet wareeun) a gresk o niver bemdez.

Dudius-dreist eo an afrikhollandeg evel skouer eus eur yez lennegel nevez tarzet diouz eur yez europek koz. Daoust hag e c'hoarvezo heñvel gant ar saozneg, ar spagneg, ar portugaleg komzet e meur a gorn eus an Douar ? Aroueziou e-leiz a gaver eus an dra-se. Daoust hag eur mad ez eo ? Setu aze ivez eur gudenn.

(An darn vrasa eus danvez ar pennad-mañ a zo tennet eus al levrig : « Afrikaans. Its Origin and Development », gant T. J. Haarhoff. Clarendon Press, Oxford, 1936).



# NOTENNOU

## KANVOU

Glac'haret omp bet gant kelou maro an Aotrou A. Thos, c'hoarvezet e Plistin e miz ebrel.

Abaoe 1928 e oa koumanantet da « Walarn ». Beza eo bet eta e-touez ar re genta eus ar veleien yaouank o deus roet o skoazell d'hor c'helaouenn ha d'hon emzao. War-dro ar bloaveziou 1933 ha 34, hag heñ kure e Plouneve-Kintin, e labouras start da lakaat bugale ar barrez da garout o yez, o rei d'ezo levriou a-berz « Brezoneg ar Vugale », o koumananti darn anezo da « Gannadig Gwalarn ». Nec'het e oamp bet warlene o kaout digantañ eul lizer da gemenn d'imp e oa klañv hag e ranke chom da ziskuiza gant e dud.

Eur pennad kaer-meurbet diwar e benn a zo bet moulet war « Breiz » an 18-vet a ebrel.

## « STUDI HAG OBER »

Eil niverenn « Studi hag Ober » a zo deut er-maez, bravoc'h c'hoaz eget an niverenn genta. Beva a raio ar gelaouenn ; setu aze eur c'helou mat.

Biskoaz, a gredomp, n'oa bet meret kudennou uhel a zoueoniez hag a brederouriez gant kement a evez e brezoneg, gant kement a c'hoant da ober gant eur yez reiz ha resis. Eur blijadur eo d'ar brezoneger lenn da skouer ar pennad « Sakrifis Jezus-Krist », pe droidigez unan eus prezegennou Bossuet. E-giz-se e vezo stummet tamm-ha-tamm eur yez hag a zeuor

da voaza outi evel ma vezer boazet bremañ ouz yez « Walarn ».

Eur pennad talvoudus a zo ivez diwar-benn ar gourfenngerioù, dreist-holl e-keñver ar brederouriez. Ha bourrus hon eus kavet ar pez-sonerez a zo evit echui.

Kas an arc'hant (20 real hepken ar bloaz) d'an Ao. P. Y. Nédélec, Kloerdi Bras, Kemper (Kont-red 193.17 Naoned).

## « AR FALZ » HAG « AR SKOL VREZONEK »

Dudius hon eus kavet niverenn miz meurz « Ar Falz », hogen dudiusoc'h c'hoaz niverenn genta he stagadenn drimiziek, « Ar Skol Vrezonek », degouezet a-unan ganti.

Lorc'h a vo gant ar Vrezoned o kaout eur gelaouenn vrezonek nevez, enni pennadou beo, reiz ar yez ha talvoudus an danvez anezo : kanaouennou stummet ampart, dreist-holl « Naig Rosloc'han » Kerlann ; marvailhou ; kenteliou-skouer evit ar vistri-skol, evel « Korf an Den : al Lagad » hag « Eurvez ar Brezoneg » (houmañ e galleg, nemet marteze e vo graet hiviziken e brezoneg, eun dra, a gredomp, a vije bet Sohier a-du gantañ) ; skridvarnerez, re verr, siouaz (a bouez bras e vefe hol lakaat da anaout eun tammig al labour graet er broiou estren a-zivout ar gelennouriez) ; eun teskad poelladennou bugale, plijadurustre ; ha traou all c'hoaz.

Evit ar vistri eo savet dreist-holl « Ar Skol Vrezonek » ; klevomp avat ar pez a lavar he renerien :

« N'eo ket skolaerien ha kelennerien hepken koulskoude hag a vo kavet o tegemerout hag o lenn



an niverennou-mañ... Meur a vrezoneger desket, ha n'emañ tamm ebet e vicher pledi gant ar vugale, a zo war roll ar goumananterien. Ha n'eo ket souezus kement-se ?... E Breiz... an dra-mañ a c'hoarvez : eur yez a zo, hag emañ o tasorc'hi hag o vont warraok bemdez, muioc'h-mui, ha war gement tachenn, e kement domani eus ar skiantou. Lennet e vez PEP TRA embannet er yez adsavet ha nevesaet, — ha lennet e vez aketus, gant laouenidigez ha gant lorc'h. »

Da bep Breizad eta koumananti ha skoazella evelse hor c'henvreudeur galonek. Skriva da J. Delalande, Instituteur, St-Guénolé, Penmarc'h. Priz « Ar Falz » : 8 lur ar bloaz ; priz « Ar Skol Vrezonek » : 15 lur ar bloaz ; an diou gelaouenn war eun dro : 20 lur ar bloaz.

## KENSTRIVADEG « SAV ».

O veza ma ne oa nemet pemp kenstriver da zeiz kenta miz ebrel, hag evel ma oa bet divizet war ar reolennou, eo daleet a c'houec'h miz kenstrivadeg « SAV ». Ar c'hlozadur anezi a zegouezo eta d'ar c'henta a viz here.

Degas a reomp da soñj eo eur genstrivadeg kontadennou berr (c'houec'h pajennad eus « SAV » d'an hira) ; ar varnerien a vo e-touez renerien ar c'helaouennou brezonek.

Evit gouzout hiroc'h, sellout « Gwalarn », niverenn 100, p. 59.

## C'HOARIVA

D'ar 24-vet a ebrel e voe roet gant « SAV » ha « Nevezadur » eun abadenn e brezoneg penn-da-benn, e Paris.

Bez' e voe korollou, kanaouennou, gouren, ha daou bez-c'hoari : « Eur Gwall Fazi », gant X... hag « Eun Den a Netra », gant Roparz Hemon.
Salo ma vo gwelet alies seurt bodadegou hiviziken.

## « PASION » PLOUESKAD

C'hoariet eo bet e Ploueskad hevlene « Pasion hor Salver » gant ar strollad « Paotred Sant Per ».
Koun a zo bet dalc'het gant hol lennerien, moarvat, eus ar Basion a veze c'hoariet e Kastell-Paol, eun nebeut bloaveziou 'zo. Ar Basion-mañ, hag hi c'hoariet gant nebeutoc'h a zigorou, a ziskouez ez eo beo atao ar c'hoant da arvesti ouz peziou-c'hoari santel e-touez ar bobl.
Spi a zo ganimp e vo gwelet adarre er bloaveziou da zont, ha heuliet e meur a barrez skouer Bloueskad.

## « KEVREDIGEZ VREIZ »

Emaomp a paouez kaout « Danevellskrid Strollad Mirerez ar Yez Vrezonek », ha da heul eun nebeut « Aliou d'ar Skrivagnerien Vrezon », ar re-mañ savet gant an Ao. F. Vallée.
Moulet eo al levrig gant « Kevredigez Vreiz ». E galleg eo penn-da-benn. An « Danevellskrid » a c'hellfe beza bet klokoc'h, resisoc'h ha kempennet gwelloc'h. Klask a ra displega, ma komprenomp mat, ar pez a zo bet graet evit ar brezoneg etre ar c'henta a c'houere 1935 hag ar c'henta a c'houere 1936. An « Aliou », evel boaz, a zo dreist ; an hevelep re int hag ar re a gomzemp diwar o fenn en niverenn 101-102, p. 97.
Pegoulz, avat, e welimp « Kevredigez Vreiz » oc'h ober gant ar brezoneg, hag ar brezoneg hepken ?



## « AR WERC'HEZ VARI HOR MAMM »

N'eus netra a verk d'imp sklaeroc'h pegen gwellaet eo hor yez abaoe eun nebeut bloaveziou eget sellout ouz al levriou a relijion a vouler bremañ, ha sellout ouz ar re a vouled gwechall. Setu amañ eul levr nevez, talvoudus-tre e-keñver ar brezoneg : aes da lenn, skrivet eeun, hag ouspenn, skrivet reiz. « Ar Werc'hez Vari hor Mamm », gant an Tad Medard (Kouent ar Gapusined, Rosgo), a ra enor d'e oberour hag a zo da erbedi a galon vat d'an holl.
Ar skeudennou, treset gant X. de Langlais, a zo e-touez ar re gaera bet savet gant an arzour-se.

## AR SIMBOL.

Skrivet e vez d'imp alies a-walc'h gant tud, c'hoant d'ezo tremen arnodenn ar Simbol. N'hellomp ket, siouaz, respont o lizerou atao. Setu amañ eta eur respont evito holl :
Ne ouzomp ket ha kendalc'het e vo gant ar Simbol ; ne ouzomp ket peur e vo gellet aoza arnodennou.
Bezet a vezo, kemmet e vezo ar reolenn. Neb a vo c'hoant d'ezañ dougen an arouez, koulz ha barnerien an arnodennou, a ranko toui mirout ha difenn doare-skriva ar brezoneg unvan.

## KENDALC'H ESPERANTEGERIEN VREIZ

D'ar sul 28-vet a viz meurz diweza e voe dalc'het e Pont-ar-Veuzenn kendalc'h ar strolladou esperantegerien a Vreiz.
Eur brezegenn a voe graet gant an Aotrou Ar Seac'h, e brezoneg, galleg hag esperanteg.

Kas a ra « Gwalarn » d'ar re a stourm en hor bro evit ar yez etrevroadel e wella gourc'hemennou. Pell 'zo hon eus komprenet e oa an esperanteg unan eus ar gwaskedou gwella a c'hellfe ar yezou bihan da gavout a-enep mac'homerez ar yezou bras, hag eun doare evit ar poblou bihan da ober brud en-dro d'ezo o-unan ha da genlabourat etrezo.

Degas a reomp da soñj ez eo bet embannet gant « Gwalarn » eur « Geriadurig Esperantek-Brezonek » (priz : 4 lur), hag e brezoneg hag esperanteg an « Enklask diwar-benn Stad ar Brezoneg e 1928 » (hevelep priz).

« BREZONEG AR VUGALE »

Bennoz Doue d'ar brofourien :

An Aotrounez Y. Ar Go (5 lur) — A. Guillou (30 lur) — Dom Duchauchix (5 lur) — Fred Moyse (7 lur 50) — H. Maze (52 lur) — Rigault (60 lur) — en holl : 159 lur 50.

Levriou kaset :

Skol Gristen ar Baotred, Langolen : 100 luriad.

Chom a ra er c'hef : 314 lur 25.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. NEMO
10, rue Jean-Macé, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)

Priz : 5,00